WIKIPEDIA

# Jorjieg

Ur yezh kartvelek ar **jorjieg** pe **georgeg** (ქართული ენა *kartuli ena*) komzet gant tro-dro da 4.1 milion a dud e Jorjia (83% eus ar boblañs), Iran, Azerbaidjan, Turkia ha Rusia.

Evel an holl yezhoù kaokazek ez eo ar jorjieg ur yezh ergativel ha daspegel. Luziet-tre eo fonologiezh ar jorjieg ivez dre ma ra gant meur a gensonenn a c'hell mont da heul an eil war-lerc'h eben hep vogalenn ebet kenetreze.

Talvezout a ra ar jorjieg da yezh dre skrid evit an holl bobloù a ra gant yezhoù kaokazeg dre gomz evel ar svaneg, ar megreleg pe al lazeg.

Ul istor lennegel hir en deus ar jorjieg.

Setu rannyezhoù pennañ ar jorjieg:

- Imereteg (*imeretian*)
- Racheg-letchc'houmeg (*racha-lechkhum*)
- Goureg (*gurian*)
- Adjareg (*ajarian*)
- Imerc'heveg (*imerkhev*) : Turkia.
- Kartleg (*kartlian*)
- Kac'heteg (*kakhetian*)
- Ingileg (*ingilo*)
- Toucheg (*tush*)
- C'hevsureg (*khevsur*)
- Moc'heveg (*mokhev*)
- Pchaveg (*pshav*)
- Mtiouleg (*mtiul*)
- Ferdjeideg (*ferjeidan*) : Iran
- Mesc'heteg (*meskhetian*)

Skrivet e vez ar jorjieg gant ur skritur ispisial, al lizherenneg c'heorgek.

**Jorjieg**
**(*ქართული Kartuli***

ქართული

**)**

**Perzhioù**

| | |
|---|---|
| Komzet e : | Jorjia, Rusia, Azerbaidjan, Iran, Turkia |
| Rannved : | Kaokaz |
| Komzet gant : | 4 103 000 |
| Renkadur : | goude 100 |
| Familh-yezh : | Yezhoù Kaokazek |

Kaokazeg ar C'hreisteiz
Kartveleg
**Jorjieg**

**Statud ofisiel**

| | |
|---|---|
| Yezh ofisiel e : | Jorjia |
| Akademiezh : | hini ebet |

**Kodoù ar yezh**

| | |
|---|---|
| ISO 639-1 | ka |
| ISO 639-2 | geo / kat |
| ISO 639-3 | |
| Kod SIL | GEO |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Gwelet ivez

- Yezhoù kaokazek
- Lizherennegoù ar georgeg

## Liammoù diavaez

